WIKIPEDIA

# Fenikianeg

Ur yezh semitek eus is-skourr ar yezhoù kananek eo ar **fenikianeg** (fenikianeg: dabarīm Pōnnīm/Kana'nīm, "komzoù fenikianek/kananek") komzet gwechall e Liban, Tunizia, Spagn, Malta, Sikilia ha meur a vro all. Ur yezh varv an hini eo, aet da get er VIIvet kantved. Skrivet e veze gant al lizherenneg fenikianek er c'hantvedoù kentañ ha gant al lizherenneg latin da c'houde dismantr Kartada e 146 kent JK.

Ne anavezer ar fenikianeg nemet dre enskrivadurioù evel re arched Ahiram, re bez Kilamuwa, pe hini Yehawmilk e Biblos, ha dre un nebeud spisc'herioù a zo bet kavet a-wezhioù e levrioù skrivet e yezhoù all. Skrivagnerien roman evel Sallustus a veneg levrioù skrivet e fenikianeg, met n'eus deuet hini ebet betek ennomp nemet dindan stumm un droidigezh e vefe (skridoù Mago, da skouer) pe dindan stumm bommoù e pezhioù-c'hoari Plautus.

Levezonet h edeus ar yezh-se meur a yezh all deveret eus an arabeg (Sellet ouzh arabeg rannyezhel).

Skrivet e veze ar fenikianeg gant al lizherenneg fenikianek. Implijet ha kopiet eo bet gant pobladoù all ha diwanet eo e-giz-se al lizherenneg c'hresianek hag al lizherenneg arameek.

**Fenikianeg**
**(*dabarīm Pōnnīm/Kana'nīm*)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Liban, Tunizia, Spagn, Malta, Sikilia, Sardigna, Korsika, Su Bro-C'hall |
| Rannved : | en-dro d'ar Mor Kreizdouar |
| Komzet gant : | *yezh varv* |
| Renkadur : | *yezh varv* |
| Familh-yezh : | Yezhoù afrez-aziatek |

Yezhoù semitek
Semiteg ar c'hreiz-su
Yezhoù kananek
**Fenikeg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | - |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | phn |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | PHN (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=phn) |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Gwelet ivez

- Kod ISO 639-2 : phn000

Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Fenikianeg&oldid=1559318 »